# GWALARN

98
GENVER
1937

ROPARZ HEMON

## AN DOARE-SKRIVA NE BLIJ KEN

D.-K. KONGAR

## GANT BLAZ AN AVALOU RUZ

YEUN AR GO

## AL LAER-DIENN

## MATU

ROPARZ HEMON

# AN DOARE-SKRIVA NE BLIJ KEN

D.-K. KONGAR

# GANT BLAZ AN AVALOU RUZ

YEUN AR GO

# AL LAER-DIENN

# MATU

TAOLENN

Pajenn

Roparz Hemon :

AN DOARE-SKRIVA NE BLIJ KEN ... ... ... 5

D.-K. Kongar :

GANT BLAZ AN AVALOU RUZ ... ... ... ... 9

Yeun ar Go :

AL LAER DIENN ... ... ... ... ... ... ... ... ... 20

MATU ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... ... 38

# AN DOARE-SKRIVA NE BLIJ KEN

Tud ouiziek-bras a zo en em vodet en Oriant da derri reizskrivadur ar brezoneg unvan, re ziaes da zeski evit Breiziz 'zo (war a lavarer).

Da geñver ar vodadeg-se, hon eus aozet eur vojennig, hag a ginnigomp doujus d'hor mojennour meur, an Aotrou Ernault, daoust m'eo graet ar gentel diouti evit re all. — R.H.

## AR BRINSEZ HAG AN DOKTORED

Eur bec'h iskis, kenvroiz ker
A reuz hor samm a bep amzer,
A drubuilhou, a soñjou du.
Ma ! Selaouit : 'vit ho tidu
Eo graet istor an doktored
Hag ar brinsez.
Eur baotrez vrao,
Sart, yac'h-pesk, hegarat atao,
E oa bet hi. Eun deiz, siouaz,
N'ouzon pe zrouklamm a lamas
He yec'hed dir, he c'hoantiri
Hag he mousc'hoarz drant diganti.

Liva dizesper he c'herent
Ne glaskin ket. D'ober kerkent
War-dro o merc'h, e voe kerc'het
Doktored ouiziek, mezeged
A-bell, a-dost. Hep gortoz tamm,
Holl a-heul-da-heul, en eul lamm,
E voent er palez degouezet.
A-benn eur munud, tabutet
O devoa ; a-hed hag a-dreuz,
Skignet ar safar hag ar freuz ;
Ha dizamant o tismantra
Kement a lavar hag a ra
Egile, kreñv ha diehan,
A-hed ar sizun pep unan
Start a zispleg e brezegenn ;
Ken na vennas mont da azen
An dimezell ouz o selaou.

Hogen, a-gostez, tri pe zaou
A laboure sioul hep goulenn
Mann eus kaoter ar veskerien ;
Ha bep a damm, gant an amzer,
Dre aked ha pled ha preder,
E pareas ar plac'h.
Glac'har !
Fioun, margalon doun ha kounnar
Gant ar vedisined ! Edo
O freiz koant o vont diganto,
Piou 'oar, da viken ?
Eur pennad,
E chomont vak, flak, hep lakaat
O fri en ti. Met en diwez,
Gant mall ha gant brall er palez,



Setu-int holl o tont, spontet,
Da glask ar brinsez, sebezet
Gant an trouz : « Na guzit ouzimp
Netra. Hastit ! Diskouezit d'imp
Ar glañvourez. — Met (emezi),
Klañv ne doun ken. — Mar domp en ti,
Ez oc'h klañv. — Met, ... ne c'houzañven
Poan na droug ebet, a greden ?
— Dimezell, ni a oar gwelloc'h
Pe louzou 'zo ret egedoc'h
'Vit parea. — Me gav... ! — Tavit !
Met yac'h oun ! — Ni a rank gounit
Hon tammig kreun ! »
Abaf ha faez,
En he gourvez, ar brinsez kaez,
Hep sevel 'n he sav, meur a viz,
Blin ha gwan, a van, a langis ;
Hag he dic'hoanag, hañv ha goañv,
A greskas, ken na gouezas klañv
Evit mat.
Padal, noz ha deiz,
Da rei skoazell e teu e-leiz
A dud, divrud-kaer pe vrudet-
Kenañ : eur mor a zoktored,
Holl mesk-ha-mesk, mestr ha deskard,
Ganto pep a zramm, ken ampart,
Ken soutil 'n eil hag egile,
Da rei diarvar ar pare,
Ken uhel e nij o ijin.

Gant ar glac'har, a-benn ar fin,
Eun endervez, ar brinsez vat
A rankas prim ober kimiad

D'he goskor ha d'he doktored
Digalon, ha d'he mignoned.

Er bed-mañ, siouaz, meur a zen,
Kent e amzer a zouger d'ar vered,
Hag a vije drant o kantren,
Ruz e vin ha livrin, hep ar vedisined.

Seurt tonkadur garv 'hell c'hoarvez,
Gant meur a dra, gant meur a yez.



# GANT BLAZ AN AVALOU RUZ...

Dreist hiboud an avel e krenerez an draonienn eo savet ar c'han, ha leuniet en deus an oabl e kosteziou ar Wern ha Rozmeleneg. Nijal en deus graet da ober tro dreist an dour, friza a-hed ar girzier, ha neuze dont da skei betek ennoun-me.

Emaoun amañ o c'hortoz n'ouzon dare pe zarvoud da lakaat eun tammig lusk em faour kaez buhez vrevet.

Ha du-hont evelato e oa eur vouez seder o kana he levenez hag he hiraez, eur c'hoant ha na c'hellje den he gwalc'hi.

« Deuit ganin-me da gompezenn al Levenez. »

Eur vouez sklintin ha doun. Eur vouez maouez. An hañv a oa, ha dec'h en doa pep hini flouret e zaoulagad gant louzaouenn an tantad, tommet ouz ar c'hlevezenn. Ha ne felle ket d'an noz diskenn daoust d'eul latarenn wenn da guzat ouzimp an oabl ha da lakaat pep trouz da vouga, pe da dregern, hervez he faltazi diroll. Ne gleved ket eur vouez. Karr ebet na storloke. Eur vilfid he doa kanet war ar bod, ha tavet, ha neuze ar sioulded gant he bizied mibin he doa ledet he mantell war ar vro ha leuniet an oablou gant he mouez kalz kreñvoc'h eget mouez ar bed en e bez.

« O ! mar goufec'h e teufec'h 'vit atao ! »

Ar c'han-se en doa sklintinet neuze ha tarzet a-dreuz al latar evel dre eur wask, eur frailh. Evel ma vije bet en eun taol chel e-barz an ec'honder gloanek-se. Difuka a reas evel dour war c'horre eur glerenn skourn, leunia an draonienn, ha neuze mont da lipat an torgennou, damanavezet a-dreuz ar vogidell, evel ramzed, o kreski dre ma teu an amc'houlou.

Hag e kendalc'he ar c'homzou da redek, fresk, drant, aerel ; hag e tregerne ar vouez, ken sur, ken eeun, trouz all ebet nemeti, ma kleved koulz lavaret eur c'hlemm, c'houezet gant an daelou, o leunia eur vruched, gwasket ha pounner.

Pell amzer oun chomet da selaou ar vouez-se, en abardaez o c'hlaza. Ha trumm eo tavet. En em gavet oun neuze va-unan. Va-unan c'hoaz gwasoc'h kant gwech eget diagent. Gortozet am eus anezi da adkregi. Evel na zeue mui betek ennoun am eus klasket eun trouz all bennak : eur c'hi da harzal, eur sailh da ziskenn e-barz ar puñs. Hogen, tevoc'h-teva ha fetis e oa al latarenn ken na oa mui netra evit treuzi ar sioulded-veur.

Hag eo chomet sec'h va genou, ouz va staon blaz ar c'han-se am boa klevet o tarza, en doa sklintinet en dro-d'in, hag a oa bremañ tavet.

■ ■

— Da zaoulagad a zo doun 'vel an noz !

Ha neuze e santis anezi o starda d'in war va brec'h, evel ma vije o klask mont da soucha dindanoun da glask gwarez. Hag entanet holl eo e liviris d'ezi :

— Sell ouzin, plac'hig ; gwelout a rez ? O ! mar



goufez ar vez e lennan e doun da zaoulagad... Arabat d'it va daoni gant da aezenn.

Hec'h anal a oa rust ha kreñv evel avel-sec'hor mezeven. Klevout a raen he bruched o c'houeza gant bec'h, hag e-barz he bruched eur galon o vorzolia taer.

— Re hon eus dañset bremaik, emezi en eun huanadenn.

Ha gwir e oa. Re hor boa dañset, trôet, kaset dre ar sal-se re domm, ma tivere dour-c'houez diouz an treustou, ken na chome a-ispilh darn eus notennou ar jazz-diaoulek ho lakae da riskla, ha da drei ha da domma hep gouzout d'eoc'h. Hag a-barz hanternoz e oa pennfollet an hanter eus an dud, hag an hanter all a sode ouz o gwelout pennfollet, hag a vare da vare e tigore an nor, e teue e-barz eur fourrad avel fresk, ha paotr ha plac'h a yae er maez, ar muzik o taboulinat atao en o diouskouarn.

— Sec'hed ac'h eus ? a c'houlennis outi.

— Nann, n'am eus ket ! N'ouzon ket petra 'm eus...

— Me, pa sellan ouz da zaoulagad am eus sec'hed diouto. En o doun ez eus eun eienenn, eno eo brao c'hoari ha chom da voredi en disheol. Pelec'h emaint, an daoulagad-se, ankounac'haet am eus pelec'h emaint.

— Amañ emaint, sell outo, a lavaras, hag e taolas war an a-dreñv he fennad bleo a ouien a oa du evel an noz e-barz he daoulagad.

Hag e savas he fenn davedoun.

War an hent edomp, hon-unan.

— Pelec'h emaint ? Teñval eo ha n'o gwelan ket ken. Gant va dourn e flouris he skoaz, he bleo, hag e kelc'his he zal.

— Pelec'h emaint an daou lagad-se ?

Hag o c'hloza a ris gant daou bok gwrezus.

— Chom aze a-zioc'htoun, emezi, chom aze da sellout ouzin. Ne ouezin ket kement a draou ha te marteze. Pegement a vad avat ne ra ket d'in p'emaout aze ganin. Chom c'hoaz eur pennadig gant a ri.

Aet e oamp c'hoaz pelloc'h.

Chomet e oamp hon daou a-sav evel ma vije bet eun dra divizet en araok hag e sammis anezi war va bruched hag he starda evel ma vije bet ivez eun dra all divizet pell a oa. Hon diou alan a gemmeskas adarre hag a-dreuz va dilhad e santen he bruched o waska d'in va bruched.

Hag e pokis d'he muzellou teir gwech. Ha mezvet gant ar garantez skiltr a verve en hini kenta, me da glask tañva c'hoaz dounoc'h ar muzellou-se astennet da rei. Neuze e savas warno eur vlaz all, eur vlaz badinellus da gemmeska gant an hini genta hag en trede hini ne chome nemet hounnez, blaz ar gwad, heñvel ouz eul latarenn deo hag eonennek e lakaas da greski ennoun eñvor eur ganenn am boa klevet eun deiz ma oa gwenn pep tra da serr-noz.

— O ! kan d'in, ez huanadis.

Hag e peden, ha va fedenn a oa gourc'hemenn evit lakaat va c'hoant da zont da wir : kig ha gwad war ar bed-mañ. Hag ankounac'haet am boa pep orged ha pep c'hoant all, nemet ar preder-se tra ken « Kanet ! evit va divec'hia ! »

— Me n'oun ket evit kana, emezi.

Hag e oa gevier war ar muzellou-se am boà poket d'ezo bremaik.

— O ! eo, eo !

Hag e klaskis ar muzellou-se adarre ha tañva warno



ar pez edon o c'hortoz diganto. Evit-se e rankis he sacha war an adreñv, he lakaat da blega, ha klask evit o c'haout erfin dindan va re.

— O ! eo, eo. Kan ! me eo a c'houlenn diganit.

— Petra a ganin d'it ? Da zañsal ? Unan eus ar re hon eus klevet bremaik : « Tud 'zo hag a lavar eo ar stêr... »

— O nann ! Lavar d'in an hini n'eus nemeti, an hini a ganes en deiz all. Lavar d'in ez anavezez eur vro, e kasi ac'hanoun di e levenez ar stered, ha pep tra eno d'eomp hon daou... Sell ouz an neñv, ha hent Sant Jalm, pegen sklaer all.

— Hounnez a lavar an dra-se.

— Pehini ?

— An hini a oan o vont da gana d'it.

— Ne ra ket. Kan-hi evelato. Kan d'in forz petra.

Ha neuze e kanas. Ne raen forz petra e kane, na petra e oa evidoun e-barz he c'han. Ne oa ket va c'han. Merglet ha keo a gaven he mouez. N'he doa ket distaget teir linenn ma rankas chom a-sav : moustra a raen d'ezi war he brec'h.

— Petra 'zo? Hag e oa klemm eul loenig fourgaset.

Blejadeg ar c'hirri-tan da c'hervel an dud. Bandennou badaouet kaer a randone, merc'hed yaouank hilliget a zirolle da youc'hal.

— Echu ar bal.

Daou loenig gloazet eo a oa en distro.

■ ■

— Chom aze, aze emaout brao.

Ar wech kenta e oa ma komzen d'ezi en doare-se. Hag e sellas ouzin, ha dirolla da c'hoarzin gant he

c'hoarz bleizez ouez. Hag e stlapas d'in eun toufad kolo em daoulagad.

— Del. Setu evidout.

Hag e kendalc'has da duriat e barz ar c'holo fresk. Abret e oa echu an dourna, hag amzer e oa da c'hortoz koan. En eul lamm e oan warni ha krog en he diouskoaz.

— Ne farsan ket. Chom aze, evel-se.

Tavet ar c'hoarz war he muzellou e selle ouzin gant he daoulagad glas skedus. He bleo en em veske gant ar c'holo, lufroc'h, melenoc'h egetañ. Rusoc'h e-teuas he dioujod da veza.

— Ne gomprenez ket. Da c'hoarz, da zaoulagad, da vleo, da groc'hen treuzwelus, n'ouzout ket petra int bet evidoun. Chom aze bremañ ma c'hellin sellout ouzit, sellout ennout. Da denna e vijes aze evit m'am bo soñj dalc'hmat.

Klask a rae tec'hout hag e rois lamm d'ezi. Ha neuze e voe sioul, trec'het. Larkoc'h e oa c'hoarz ha youc'hadeg : tag e oa du-hont.

Stouet e oan a-zioc'hti hag e sellen 'n he daoulagad.

— Pegeit e rankin chom amañ c'hoaz, emezi, en he mouez keuz d'an dremweliou koant.

— Emaoun o vont kuit dioustu.

Freuzet an abadenn. Daoust ma ne daolen ket gwall evez e voe bras va c'halonad. Bet e oa bet evidoun, e-touez ar c'holo fresk, evel unan eus an daredou-se a dreuz nozveziou miz eost ha bremañ e oa tec'het kuit hep morc'hed, hep eur ger.

A-dreñv an ti e teuas d'am c'haout, hag e tegouezas betek ennoun hep ma ouijen an distera ; edon o sellout ouz eur vag, glas-teñval he lini, da riskla war ar mor. Ha pa zistrois edo en a-dreñv d'in.



— O ! emezi, ne ouien ket e c'helle beza ken kaerse ! Keuz am eus m'am eus graet poan d'it.

C'hoant am boa d'he zrugarekaat, hogen ar c'homzou na zeuent ket. Nemet e teuas dour d'am daoulagad. Komprenet e ranke beza peogwir e lavaras neuze :

— Petra e c'helljen lavarout evit ober plijadur d'it ?

— O netra ! netra !

Ha va c'homzou a oa bero hag e oan troet da sellout outi, ken bras, ken yac'h, ken gouez e oa. Hag e soñjis neuze e tlefe mont d'ar mor, d'ar mor bras ha beza eur vorgan eno, en em astenn war an traez ha bleunia he fenn gant kregin roz.

— Mar kerez e kanin d'it bremaik. — Ha morse ne oa bet ken krenus, ken aonik he mouez.

— Ya, kan d'in.

Eur vouez vrao he doa. He c'hlevet am boa meur a wech. Nemet am boa ankounac'haet. Da genta e kanas d'in klemmou eur plac'h yaouank dilezet ha plijadur am boa ouz he selaou.

Echu e oa ganti. Neuze e sellas ouzin, ankounac'haet am boa teurel evez. Eun dra edon o klask ; ha ne ouien dare petra. Eun dra bennak hag a skoe taoliougou tra ma save he mouez bremaik, hag a vroude, hag a flemmike.

— Petra e kanin d'it bremañ ? emezi.

D'ar mare e c'halved da goan ar re ziwezat.

— Ouz taol, evidout eo e kanin, emezi.

E teñvalijenn vervus an hanternoz e lavaris d'ezi :

— Eun dra 'zo n'ac'h eus ket kanet.

— Meur a dra zoken, a farsas.

— Nann, unan, eur c'han emaoun pell 'zo ouz e

c'hortoz. Ennañ e kinniger an eurvad gwella, tenera, eur galv tener d'ar re a zo aet diouz ar vro.

Ne gomprene ket. Gouzout a raen ne c'helle ket kompren.

— O ! dizoñjet am eus pep tra, emezoun. Gortoz evelato, eur ger bennak a anavezan « O ! mar goufec'h e teufec'h 'vit atao » — ha c'hoaz — « deuit ganin-me da gompezenn al levenez ». Setu aze. N'am eus soñj nemet eus an dra-se. Hag an ton, an ton...

— Gouzout a ran, emezi, nemet n'anavezan ket an dra-se.

— Klask atao ! — Sur a oan e ouie.

Hag e klaskas, nemet ne oa ket an ton. Mankout a rae. Hag e lavaras c'hoaz :

— N'ez ket da glemm. Mar kerez e kanin d'it kalz re all, ken brao hag hounnez.



— Ooow ! Ooow !

Ha ne ouied mui pelec'h edont. Leuniet e oa ar gwez gant buheziou dic'hortoz. Ha pep tra a verve ha pep tra a veve dre eno. Strewet an deliou war an douar, torret ar skourrouigou, a vare da vare e veze beo ar wezenn gant n'ouzon dare pe gleñved sebezus. Pa veze strilhet, heñvel e oa ma c'hoarzfe.

Edod o tiskar an avalou.

Pep kêr, pep liorz a oa aloubet ; beva a raent, an dud, ar c'helien, ar gwesped, ar berniou avalou melen ha ruz dindan ar gwez, c'houez an dare warno holl. Hag an dud ivez a oa evel an avalou, ruz hag azo. Ha ken treuzonet e oa o dent ma ne oant evit debri tra ken nemet frouez. Hag evelato e c'hoarzent an eil ouz egile e begou ar gwez, e c'halvent, e



youc'hent, ganto o fanerou hag o boutigi, pe e hejent ar wezenn hag unan bennak a zindan a stoue e gein dindan ar barrad ha da c'houde e selle ouz an hini a oa en nec'h ha larkoc'h ouz an oabl strink, oabl miz here, hag e c'hoarze, zoken ma teue da ginviennou koueza en e zaoulagad ha ma ranke goude se gant e vouchouer sec'ha an dour diouz e zaoulagad tra m'edo o c'hoarzin.

Saludet am boa eun den war an oad hag en doa farset.

— Diwall rak ar merc'hed yaouank dre aze. Ar rese a zo hir o skilfou.

Hag em boa respontet :

— Lezit atao da gas. Ma teu d'ezo taga, unan bennak a ouezo dre belec'h respont.

Tañvet am boa an avalou ha treuzonet va dent. Merennvihanet am boa, ha labouret va lod. Kendalc'het em boa gant va ergerzadenn. E pep kêr edo an dud war-dro o liorzou : ar mare diskar an avalou a oa.

Treuzonet e oa va spered gwasoc'h c'hoaz eget va dent. Gortoz a raen pep tra. Ankounac'haet am boa pep c'hoant. Soñj am boa hepken e ranken distrei hag e oa poent tostaat.

— Gant an avalou ?

— Gant an avalou.

Dre eur voulc'henn e oa lammet eur plac'h yaouank war an hent. Eur boutegad avalou a oa ganti. E samma a reas war he c'hroazell gleiz hag e stagas da vont, hebleg ha kenedus.

— Kaset e vo d'eoc'h ?

— O nann ! emezi, gouest a-walc'h oun va-unan.

Hag e c'hoarzas.

— D'in-me eo da zougen.

Ne ouien mui petra da respont hag e tistagis :

— Brao an amzer evit o gorrenn.

— Brao, emezi, ken brao ha ma c'hell beza.

Ha soñjal a rae ar pez a lavare. He sell a dize dounder an oablou en dro d'ezi hag e oant flouret ganto, an daoulagad-se a bare dreist d'ar girzier.

Pelloc'hik e troas a gleiz hag e pignas en eur park.

Me a gendalc'has gant va hent, va unan evel diagent.

N'am boa ket graet tregont kammed ma chomis a-sav, sabatuet. Unan bennak a oa o kana. Unan, nann, eur vouez, hag ar vouez-se a lavare

« O ! mar goufec'h e teufec'h 'vit atao ! »

gant an ton-se n'am boa klevet nemet eur wech. Hag e kave d'in e oa harp ouzin, a-dreñv ar c'harz. Hag e sellis dre wask ar spern. Sevel zoken war begou va zreid evit gwelout fraesoc'h. Ne oa netra. Pelloc'h an hini a oa. Ha ne ouien ket a be du e tarze. Leunia a rae al liorzou bremañ, ha strinka betek an oabl, evel ma leunias al latar eur wech a voe. Hi, avat, eo a rank beza. He samm ouz he c'hroazell, hi a ouie sellout e dounder an neñvou, hi a zo en em lakaet da gana he hiraez. He hiraez, nann, he fiziañs, he fiziañs divent. Sart evel he c'horf eo e tregerne he c'homzou.

« D'in-me eo da zougen ! »

— Ola, amañ ! Eur garm a lezis, goustad-goustad. Ar vouez a dregerne. E gwask ar gwez an aer a oa deut da veza aour.

— Ola, amañ ! a leñvis, goustatoc'h c'hoaz.

Ha neuze e chomis sioul. N'em boa mui a nerz da gomz eur wech muioc'h.

Ha neuze e oan abaf. He c'hlasket am boa dindan



meur a stumm, ha n'am boa ket he c'havet. Gouelet am boa d'ezi ha ne oa ket deut davedoun. Aspedet am boa ma teuje da gomz d'in, hag en deiz-mañ ma oa deut n'am boa ket he anavezet, na degemeret ar c'hinnig a rae d'in. Ha bremañ he c'hleven, dreist da sked an abardaez, dreist d'ar gwez, dreist d'ar c'hêriou, uheloc'h egeto holl, ha bepred o vont war c'houeza ha war ledanaat, o vont atao gant he galv hiraezus, — a gavas d'in a oa d'in —

« O ! mar goufec'h e teufec'h 'vit atao ! »

eur galv trenk, ha tener koulskoude evel an avalou edo o tougen.

D. K. KONGAR.

# AL LAER DIENN

War-dro dek eur, ar mintinvez-se, e tegouezas dumañ va moereb Mai-Louj ar Rannou. War he zroad e oa deuet eus Kêr-ar-Gudon, a zo eul leo hanter bennak diouz ar vourc'h. An neuz he devoa da veza skuiz, ha teñval e oa he fenn.

Eun dra c'hrevus bennak a ranke beza war he spered, rak peurvuia, pa zeue d'hor gwelout, e veze laouen he dremm, ha kalz kaoziou he deveze da gonta d'imp. An deiz-se e voe eur pennad-amzer araok lavarout nemeur a dra.

Pedet e voe gant va mamm, Mar-Janig ar Rannou, a oa c'hoar d'ezi, da gemerout ar c'hafe, hag azeza a reas ouz taol hep ma voe ret he fedi re alies.

Va maeronez, Jañ-Marigou ar Gall, c'hoar va zad, a oa en ti pa zegouezas ar voereb Mai-Louj. Eur plac'h-yaouank-koz e oa va maeronez, maouez a benn hag a boell, ha kristenez eus an dibab. Muioc'h a gredenn he devoa d'ezi ar voereb Mai-Louj eget da Var-Janig, he c'hoar, a gare kalz koulskoude. Va maeronez a oa deuet da veva ganimp eun nebeut miziou goude ma oan ganet, hag abaoe n'he devoa ket hor c'huitaet morse. Ken bras vestrez ha va mamm e oa-hi en ti dre c'hrad-vat houmañ, ha ken boazet e oa outi ar voereb Mai-Louj ma he c'hare evel ma vije bet unan eus he c'herent tost.

Goude beza komzet e-pad eur pennad diwar-benn



meur a dra didalvoud-kaer, ha pa voe hanteret he c'hafe ganti, e lavaras ar voereb Mai-Louj d'am maeronez :

« Merc'h, da vezo d'eoc'h dont ganin d'ar presbital ».

« D'ar presbital ? » eme Jañ-Marigou ar Gall, « ha da ober petra 'ta ? »

« Ret eo d'in », a lavaras ar voereb Mai-Louj, « gwelout hizio, kousto, pe gousto, unan bennak eus ar veleien. Du-mañ, abaoe eur c'hrogad, en em gav traou souezus-meurbet, peadra da lakaat hor paour kaez pennou da drevaria.

Gouzout a rit emaomp o terc'hel, dindan ar C'heo, eur vereuri a bemp ha daou-ugent devez-arat pe wardro. Betek-hen eo bet aet mat a-walc'h an traou ganimp hag, hizio an deiz, hon eus en hor c'hrevier daouzek buoc'h-laez kaer, holl nevez halet koulz lavarout hag eus ar re wella a zo er c'horn-bro. Peuri a zo er bloaz-mañ e-leiz, hag hor buoc'hed a vez er geot betek o c'hof, adalek ar mintin betek an noz. Pa zeuont d'ar c'hraou e vez taolet d'ezo c'hoaz bec'hiou melchon-ruz en o niskier. Ar c'holeou emaomp o larda n'o defe ket gwelloc'h boued, ha, koulskoude, kaer hon eus, e chom hor buoc'hed treut-gagn, hag ar pez a zo gwasoc'h c'hoaz, ne reomp, va merc'hed ha me, nemet koll hon amzer o vont da c'horo al loened-se.

War ar podezadoù laez a lakaomp da yena er c'hao, ne sav berad dienn ebet morse, ha setu ma vez ret d'imp mont bep sizun d'ar penn-kêr tosta da brena amann evit ezommou an ti. Eur vez eo an dra-se evidomp d'ar mare-mañ eus ar bloaz ha pa hon eus kement a vuoc'hed-laez en hor c'hrevier.

O laez n'eo ket mat zoken da rei d'ar moc'h bihan. N'eus magadurez ebet ennañ. Flaeria a ra ha glas eo evel an dour a vez tennet eus al laez-tro pe al laez-kaouled.

Ne dremen nozvez ebet hep na vezomp dihunet gant blejadennou truezus hag ankeniet ar paour kaez loened. Ar wech kenta ma en em gavas kement-mañ e voe eiz deiz 'zo, war-dro hanternoz. Biskoaz em buhez ne glevis kement a drouz hag en noz-se. Blejal a rae hor buoc'hed evel ma vije bet krog an tan er c'hrevier. O c'hlemm glac'haret a strafuilhas kement ac'hanomp ma en em silas aon hag enkrez betek poull hor c'halon. Ya ! eur spouron leun a gevrin hag a anken war eun dro ! Kredi a raen e oa eur walenn direiz bennak o vont da goueza warnomp. Den n'en divije kredet dinac'h ac'hanoun o klevout eur seurt sinadou.

Sevel a rejomp eus hor gwele, Yeun ha me, evit mont da welout petra a oa c'hoarvezet gant hor paour kaez loened. Pa en em gavjomp er c'hraou, e oa ar buoc'hed en o sav o krena gant ar spont, o daoulagad skoelfet o para war eun dra na welemp ket. Chom a rejomp da vont ha da zont eus an eil kraou d'egile, hag a-benn eur pennad e sioulaas d'hol loened. A-raok ma 'z ejomp en-dro da gousket e oa tremenet an aon o devoa bet, ha ne voent ket pell o c'hourvez war ar c'houziadenn blouz a oa dindano hag ouz en em lakaat da zaskiriat evel ma ne vije bet c'hoarvezet netra iskis ganto.

Iskis eo, a dra sur, ar pez am eus displeget d'eoc'h betek-hen, met traou souezusoc'h c'hoaz am eus da gonta d'eoc'h.

Anat eo e vez laeret bemdez diwar hor c'houst dienn



al laez hor befe digant hor buoc'hed. Ken anat all eo ne c'hall ket an dra-se beza graet a-berz an Aotrou Doue. Skoazellet e rank beza al laer, a dra sur, gant an droukspered. A-hend-all, penaos en em gavfe war dud 'zo reuziou par d'ar re hon eus bet da c'houzañv betek-hen, ha penaos e c'hellfe buoc'hed beza ken bec'hiet hag hor re d'eur mare a vez eus an noz, ma n'eo ket an diaoul e-unan penn-abeg a gement-se ? Eur c'hristen, n'eus forz pegen fall e vez, a c'hell nebeut a dra gant e c'halloud a zen, met pa en deus gwerzet e ene da Satan ez eo gouest gant skoazell hemañ da lakaat ar bed da drei war e c'henou.

Ma ! kalz kristenien ar seurt-se a zo er barrez-mañ, ar pez n'eo ket eun enor eviti, pell ac'hano. Deski a ra an dra-se n'emañ ket ar feiz o kreski en hon touez.

Meur a hini a c'hellfen envel d'eoc'h hag o deus ar brud da ober micher da laerez dienn. E Kêr-ar-Gudon ez eus unan da vihana, Per-Jañ ar Revelen, ozac'h gorre kêr, lezanvet ar Mabig Jezuz, ha marteze unan all, ar Briant, merour kreiz kêr. Da di hini pe hini eus an daou-mañ ez a bemdez ha bemnoz va danvez-amann. Ne c'hall ket mont da lec'h all, rak hervez em eus klevet lavarout, n'en deus galloud ebet eul laer dienn en tu all d'an dour, ha gouzout mat a rit ez eus, izeloc'h eget goueled kêr e-lec'h m'emaomp o chom, eur waz peuz doun o ruilha he dour penn-da-benn ar pradou war-du an draonienn.

Martolod koz ar Wern, pennhêr treut Penn-Aod, ha gwrac'h Penn-ar-Gêr n'o deus ket o far da zienna laez o amezeien. Hini goz Kervran a gav an tu da

werza bep sizun tro-war-dro da dri-ugent lur amann, daoust ma n'he deus nemet eun tamm koz buoc'h. An holl n'int ket gouest da ober ar vicher, rak ar re a fell d'ezo mont er vreuriez-se a rank beza perc'henn d'eur vuoc'h d'an nebeuta.

Ouspenn, a-barz dont a-benn eus e daol, eo ret d'an hini en deus c'hoant da laerez dienn gwelout eur wech da vihana al loened en deus dibabet da rei d'ezañ danvez-amann. Setu perak, bep tro ma tegouez da Vari-Anna an Haridon, eun intañvez paour a zo o chom en eun tamm penn-ti er Gilli, prena eur vuoc'h nevez, e teu Kouilh bras Kerbabu, war eun digarez bennak, da deurel eur sell war an aneval. An den-se ivez en deus gwall vrud... Hag abaoe eur pennad, Mari-Anna an Haridon n'eo ket gouest da gaout digant he buoc'h an distera tamm amann. Ha koulskoude he deus ezomm a-walc'h da gaout eun dra bennak da rei d'he bugale, a zo holl yaouank-flamm ha gouest c'hoaz nikun anezo da rei skoazell d'ezi.

Sebezusa ha fallakra tra am eus klevet diwar-benn al laeroñsiou dienn eo an doare a gemer al laeron da zont a-benn eus o zaoliou. Hervez tud 'zo n'eo ket int-i o-unan a gas an taoliou-se da benn : ar galloud o defe bet a-berz an droukspered a zo dileuret d'an diweza hini aet da anaon en ti ma o defe c'hoant da ober skrap an dienn ennañ.

Eun nebeut nozveziou 'zo e voe dihunet Dell ar Goz-Kêr e-kreiz he c'housk gant eun trouz a gleve e-barz hec'h armel-laez. Mont a reas da welout petra a oa c'hoarvezet, o kredi edo ar razed pe al logod o c'hoari ar vaz eno hag o korfata diwar he c'houst. Na pebez souezenn ha ranngalon eviti o welout eun



dournig dister, hini eur bugel nevez ganet, anat e oa, krog el loa-bod hag o tienna ar podezadou laez. Eur vouezig dister o tont eus goueled ar pez-arrebeuri a glemme hag a hirvoude en eun doare truezusmeurbet.

Darbet e voe d'ar paour kaez Dell kaout eur fallaenn, rak eun nebeut sizunveziou a oa, he devoa kaset d'an douar he c'hrouadur maro gant ar pazmoug.

Euzus eo klevout ano eus traou ar seurt-se. Ar re a zo kablus eus torfedou ken skrijus a rank beza dall evit rei lec'h da vuanegez an Aotrou Doue d'o c'hastiza diwezatoc'h. Rak eur c'hastiz spontus a vo gopr ar re o devo graet fae war o C'hrouer ha klasket skoazell an diaoul evit rastellat danvez er bed-mañ ! »

P'he devoe echuet ar voereb Mai-Louj dibuna ar pez a oa kiriek d'he doan ha d'he morc'hed, va mamm, maouez kredik ma 'z eus unan, a chomas evel mantret gant ar gwall geleier he devoa klevet. Met Jañ-Marigou, va maeronez, eur mousc'hoarz war he muzellou, a oa diskredik-kaer, hag en eur ober eun hej d'he diouskoaz, e lavaras :

« Paour kaez Mai-Louj, an traou-se holl hoc'h eus displeget d'imp n'int nemet treuzkredennou, ha n'oun ket evit kompren penaos e c'hallit, c'houi eur vaouez a boell, kaout kredenn ar gwrac'hidi ranezenn o deus kontet d'eoc'h an disterachou-se. Gouzout a rit emañ an Iliz a-enep traou 'zo. Ma ! ne heuilhit ket mat he lezenn, peogwir e tegemerit evel gwirioneziou sklaer hag anat ar c'hoz darvoudou-se a gomzit d'imp anezo ha n'int ket bet c'hoarvezet biskoaz marteze, huñvreou ganet en empennou tud

techet da welout traou dreist natur en distera traou a en em gav en-dro d'ezo, ha n'int ket evit o meiza.

A dra sur, ar pez a zo c'hoarvezet gant ho puoc'hed a zo souezus-bras, ha mantrus eo o gwelout o chom hep rei d'eoc'h an distera banne dienn. Met a-raok tamall den ebet da laerez ho tanvez-amann, e vije bet gwelloc'h d'eoc'h goulenn digant al louzaouer-chatal pe digant unan gouiziek all bennak hag-heñ n'eo ket taget ho loened gant eur gwall gleñved, ha ma 'z int klañv, e vezo kaset louzou d'o farea.

Re droet eo an dud da gredi ar gevier a vez livet d'ezo dindan bep seurt anoiou : sorserez, diskonterez, orezonou, kizier du... ha me 'oar ?

Evelato, eun dra vat eo d'eoc'h gwelout eur beleg ar c'henta ar gwella. Kuzuliou talvoudus a roio d'eoc'h ha degas a raio ar peoc'h en-dro en ho spered ».

Mont a reas, eta, ar voereb Mai-Louj ha Jañ-Marigou, va maeronez, o-diou etrezek ar presbital.



Tostik da eun eur e voent oc'h ober o zro. Pa en em gavjont en-dro e ti va mamm, e oa sederaet eun tammig dremm ar voereb Mai-Louj, met va maeronez he devoa neuz eun den a vije kouezet ar meud en e zourn.

« Che ! Mar-Janig », emezi d'he c'hoar-gaer, « klasket em eus bremaik ober eun tammig kentel d'ho c'hoar, met difaziet ez oun bet ar wech-mañ a-grenn. Pa oamp en em gavet er presbital, n'edo ket an Aotrou person er gêr. Degemeret omp bet gant an Aotrou ar Moan, unan eus ar gureed. Hegarat-tre



eo bet an Aotrou kure, ha goude m'em boe displeget d'ezañ war zigarez petra e oamp deuet d'e welout, e chomas eur pennadig da brederia hep ranna ger ebet.

Lavarout a ris d'ezañ ne oa kaoziou Mai-Louj nemet treuzkredennou pe sorc'hennou gwrac'hed koz. « Kalz treuzkredennou, a dra sur », emezañ, « a gaver e-touez ar bobl, ha n'eo ket aes atao o mouga. Koulskoude, ar pez hoc'h eus diskleriet d'in, da vihana ar pep brasa eus an traou-se, a dle beza gwir, rak galloud an droukspered a zo brasoc'h eget na greder alies, ha fallagriez eun darn eus an dud a zo divent koulz lavarout. Hep dale, Mai-Louj, ez in da Gêr-ar-Gudon da vinniga ho krevier »...

Ar voereb a zistroas d'ar gêr, divec'hiet gant ar soñj e teuje an Aotrou kure a-benn da lakaat eun harz d'al laeroñsiou dienn a veze graet diwar he c'houst.

Nebeut amzer goude, ez eas ar beleg da Gêr-ar-Gudon evit seveni ar pez en devoa grataet ober. Lakaat a reas staga medalenn Sant Benead gant eun tach ouz ar voger e kement kraou-buoc'hed a oa, ha, goude beza gwisket e stol, e vinnigas ar c'hrevier hag e lavaras pedennou evit argas an droukspered.

Tra vurzudus ! An deiz war-lerc'h e voe dienn war al laez hag e-pad eiz pe bemzek deiz e padas an eurvad-se. Met eun diwez a zo da bep tra, evel ma lavarer du-se, hag eun devez e voe gwelet adarre an dienn o vont da hesk e ti ar voereb Mai-Louj. Lavarout a reas houmañ e oa trec'h sorserez al laeron dienn da c'halloud an Aotrou kure. War he meno n'en devoa ket lakaet ar beleg e holl ijin hag an holl ouiziegez en devoa bet a-berz Doue da drec'hi war an

dud fallakr a oa oc'h ober gaou outi gant skoazell an diaoul.

Mont a reas eta eur wech all da gaout an Aotrou ar Moan, ha goude beza displeget d'ezañ petra a oa en em gavet abaoe ma oa bet o vinniga he c'hrevier, ez aspedas anezañ da zont adarre da gas ar sorserien diwar he zro. Senti a reas ar beleg outi, hag e stagas gant an hevelep lidou en devoa graet ar wech a-raok ; marteze, zoken, e padjont pelloc'h ar wech-mañ hag e voe lavaret muioc'h a bedennou.

Stad en em gavas, an deiz war-lerc'h, er voereb Mai-Louj. Soñjit 'ta ! war ar pred-laez he devoa goroet en derc'hent e oa dienn druz, eur gened e welout, eun hanter veutad teoder d'ezañ d'an nebeuta. Met eur joa vil, evel ma lavar Kerneviz, he devoe adarre an taol-mañ, evel ma welimp pelloc'h.



D'ar mare ma tegoueze an darvoudou am eus graet meneg anezo uheloc'h, e oan eur paotr yaouank ugent vloaz pe war-dro. Eur souezenn dispar e voe evidoun klevout ano eus traou ken sebezus, ha labourat a reas va faour kaez spered e-pad pell amzer o klask meiza petra a oa kiriek d'ar pez a c'hoarveze e ti va moereb Mai-Louj hag e meur a lec'h all, rak n'edo ket hec'h-unan o c'houzañv gwalenn gevrinus al laeroñsiou dienn. Ken dibaot e oa er barrez ar re na veze ket laeret dienn o buoc'hed ma ho pije gallet o niveri buan hep skuiza kalz ho penn.

Ret eo kredi edo an traou o vont da fall, rak eur sulvez, an Aotrou person e-unan a savas er gadorbrezeg da gomz evit degas da soñj d'e barrezianiz eus seizvet gourc'hemenn Doue ha da rei da anaout d'ar re gablus o devoa da c'hortoz er bed all eur c'hastiz spouronus, n'eo ket hepken abalamour d'ar gaou a raent ouz o nesa, met ivez, abalamour d'ar skoazell a zeue d'ezo a-berz an droukspered evit kas o oberou fallakr da benn...

Betek neuze e oan chomet amgredik, daoust d'an holl draou am boa klevet konta gant va moereb Mai-Louj. Koulskoude, a-nebeudou, va spered yaouank ha c'hoantus da zeski traou nevez a veze touellet en eun doare plijus a-walc'h, pa gleven displega an troiou-sorserez-se. Eur sabatur diskredik a goueze warnañ hag a rae d'ezañ nijal, evel en eun huñvre, betek bro an traou dreist natur. Bep eun tammig e teuis da gaout kredenn el laeron dienn, moarvat dre levezon hengouniou va gouenn deuet betek ennoun a rumm da rumm, hag ivez dre hini ar c'haoziou pemdeziek a gleven dibuna diwar-benn an darvoudou sebezus a vantre tud ar barrez, rak ret eo lavarout e teu kredennou ar bobl da veza degemeret alies evel gwirioneziou an Aviel, o veza ma 'z eo ar c'hredennou-se ken spegus hag eur c'hleñved aes da baka.

Prezegenn an Aotrou person, d'an diwez, a reas d'in meiza sklaer hag anat edo ar wirionez gant ar re a grede el laeron dienn.

Eur pennad amzer goude e ris anaoudegez gant eun den yaouank nevez dimezet a oa deuet da chom er vourc'h. Presta a reas d'in eun tamm levr koz ha digempenn a oa deuet gantañ eus ar Park-Bihan, e-lec'h ma edo o chom gant e dud diagent. Evit ar wech ez oun bet troet kalz da lenn, hag er gêr va mamm a rae ac'hanoun « gwrac'h al levriou ». Kas a ris al levr ganin, ha pa voe deuet an noz en em lakais da ober eur c'hrogad-lenn em gwele a-raok kousket.

Ne voen ket pell evit merzout em boa graet eur gavadenn iskis : ar « Vif » an hini eo am boa diskoachet e ti va c'heneil !

Pa welis penaos e c'helled ober marc'had gant an diaoul, e redas em c'herc'henn kement a aon ma savas ar bleo war va fenn ha ma pouloudas gorre va c'hroc'hen re bar da hini eur penn-yer dibluet. Koulskoude, al levr daonet-se a douellas ac'hanoun, hag e rankis a-raok e stlepel diouzin lenn warnañ an doare da denna o dienn digant buoc'hed an amezeien. Bep gwech ma teu eñvor d'in eus an traou diaoulek-se e red eur grenienn penn-da-benn gant livenn va c'hein. Ha n'eo ket souez ! Setu amañ, hervez ar « Vif », ar pez a rank an deskadour-laer da ober a-raok dont a-benn eus e daoliou :

« An hini en deus c'hoant da zont pinvidik gant dienn buoc'hed e amezeien e vez ret d'ezañ, da genta, mont da vered e barrez d'ar gwener kenta eus al loar nevez pa vez hanternoz o seni.

« Keit ha ma pad an daouzek taol, e kerz war-du bez eun den a gred d'ezañ a zo daonet, da lavarout eo, eun den a zo bet en em lazet pe en em zistrujet en eun doare bennak, hag e c'halv teir gwech an hini maro, kerkent e tistro war e giz, hep sellout war e lerc'h, daoust d'an trouz a c'hellfe klevout.

« Mont a ra goude e-barz porched an iliz, hag eno e lavar teir gwech ar Bater en eur zeraoui gant diwez ar bedenn hag en eur echui dre ar ger kenta.

« Ouspenn, a-raok kregi gant e bedennou, e raio teir gwech dioustu sin ar groaz war an tu enep... »

Kalz traou all ha n'am eus mui tamm eñvor ebet anezo a oa c'hoaz da ober evit kaout ar galloud da laerez dienn. Met a-walc'h eo, n'eo ket 'ta, evit rei



d'eoc'h eun dezrevell eus ar pez a oa er skrid ifern-se ?

E-pad meur a sizunvez goude beza lennet ar « Vif », e chomis mantret ha touellet war eun dro gant al levezon diaoulek a zevere dioutañ.

◆

Lavaret em eus d'eoc'h na badas ket pell e Kêr-ar-Gudon ar vad en devoa graet an Aotrou kure. War-lerc'h prezegenn an Aotrou person, ne wellaas ket stad an traou er barrez kennebeut. E gwirionez, eur walenn a oa o ren, hag e-pad eur pennad ne reas nemet kreski.

Eun devez e skuizas an « Tonton Yeun », gwaz ar voereb Mai-Louj, hag e lavaras d'e wreg :

« Peogwir ne c'hall ket ar veleien mirout ouz al laer da zont war hon dienn, e vezo ret d'in trei ouz an tu all ».

« Met da belec'h emaoc'h e soñj da vont 'ta ? » a respontas ar voereb. « Gouzout mat a rit n'eus galloud ebet trec'h da bedennou an Iliz. Pa n'eo ket gouest ar veleien da derri hor planedenn, n'ouzon ket piou a c'hallfe hen ober en o lec'h ».

«Warc'hoaz vintin », a drouc'has Yeun ar Gwilhou, « ez in da Gastell-Du Lanedern, hag e vezo gwelet goude petra en em gavo. Ma ne zeuan ket a-benn eus va zaol, n'am bo graet nemet koll va amzer ».

An deiz war-lerc'h, peuz abred, e sternas va eontr e ebeulez c'hell ouz ar wetur, hag heñ en hent etrezek ar C'hastell-Du. Dre ma 'z ae gant an hent, e prederie Yeun ar Gwilhou war ar gefridi en devoa da ober.

« A dra sur », a lavare-heñ d'ezañ e-unan, « em bije kavet gwelloc'h chom er gêr eget beza o redek ar vro evit mont da c'houlenn ali digant eur sorser. Met, peogwir eo ret mont, n'eus ket da varc'hata. Kemeret

em eus penn an hent, ha mont a rin tre kousto pe gousto.

D'am meno, an Aotrou kure n'eo ket bet falvezet gantañ lakaat e c'halloud penn-da-benn da stourm ouz paotr an dienn. An dra-se n'eo ket souez, rak tud hag o deus skiant-prenet am eus klevet o lavarout traou sebezus. Pa vez eur c'hrogad, emezo, etre eur beleg hag eun den a-berz an droukspered, ez eo sur an hini a vez trec'het da baka e fall.

Moarvat n'en deus ket bet c'hoant an Aotrou kure, gant aon da ober re a zroug d'ezañ, da faeza strobineller Kêr-ar-Gudon, va amezeg Per-Jañ ar Revelen, lesanvet ar Mabig Jezuz abalamour d'e zoare hegarat ha goustadik. Rak kredi start a ran bremañ eo heñ a vez war-dro va dienn.

Va Doue ! petra a vije bet ar paour kaez Revelen etre daouarn an Aotrou kure ? Nebeut a dra, d'am soñj. N'en deus ket kalz muioc'h a zeskadurez egedoun ; gouzout a ra skriva ha lenn eun distera. Peseurt galloud 'ta a c'hall an den-se kaout dre ennañ e-unan ? Hini ebet !

Gouezet en deus lenn ar « Vif » hag ober hervez ar pez a zo skrivet war al levr. Setu perak e choman souezet n'en defe ket an Aotrou kure graet d'ezañ plada ha miret outañ da noazout ouzin hag ouz kalz re all.

A ! Ma vije bet Per-Jañ eur sorser gouiziek, eun den ampart war ar skiantou diaoulek, em bije komprenet ne vije ket bet aet eur beleg da glask trabas outañ. Hervez ma lavarer, an Aotrou Bozeg, bet kure er barrez-mañ gwechall, a varvas goude beza paket e fall o stourm gant an droukspered. Ar beleg-se a oa gantañ eul levr en e zourn kleiz, ha gant e zourn



dehou e talc'he krog en e stol, o klask an tu da eren an hini a oa o c'houren outañ. Pell amzer e padas ar c'hrogad. Bec'h a oa war ar beleg ha gleb-teil e oa e roched war e gein gant ar c'houezenn. A deodadou eo e stourment, daoulagad an eil o para war re egile. O mouez a save bep an eil tro, ken e latin, ken e brezoneg. Evit beza trec'h e ranke unan eus an daou dabuter lakaat egile da stoui e zaoulagad ha da sellout ouz an douar. Bep eun tammig, ar beleg a golle e nerz. En eun taol-kont, an diaoul pe e vevel, rak n'eus ket bet gouezet morse mat a-walc'h piou a oa, a lavaras d'ezañ : « Eur vez eo d'it en em gavout amañ er stad m'emaout ; N'out ket gwelloc'h eget eur pilhaouer, hervez doare an dilhad a zo war da gein. N'ec'h eus ket zoken eur garabasenn evit kempenn d'it da votou. Sell ouz ar re a zo ez treid ! » Brevet gant ar skuizder, hag hep gouzout dare d'ezañ mat a-walc'h, e sellas ar beleg ouz beg e votou. Dioustu e welas peseurt fazi en devoa graet hag e klaskas an tu da enebi adarre. Met re ziwezat e oa, rak a-benn neuze en devoa paket e fall.

— Met daoust ha va amezeg Per-Jañ ne vefe ket gouiziekoc'h eget na soñjan ? Ar ouenn a denn, a lavar ar re goz. E vamm gwechall he devoa ar brud da veza eur wall sorserez ha da laerez dienn evel he mab. Mar deo hemañ koulz hag an hini goz war ar vicher-se, n'eo ket iskis n'en defe ket kredet an Aotrou kure mont d'ezañ da vat. Ya ! a dra sur, mamm Per-Jañ a zo bet eun orinez en hec'h amzer, hag hep arvar he deus kenteliet mat he mab. Graet he deus bet aon da galz tud ha rastellet arc'hant bras e-doug he buhez. Met pebez maro reuzeudik he deus bet ! E-pad an daou pe dri devez ha kemend-all a nozveziou ma voe

war he zremenvan, ne ehanas ket da vlejal truezus evel eul loen-korn o vont da vervel. Diwar an hent e veze klevet o klemm re bar d'eun aneval o tiwada. Strafuilhet e voe an holl, hag an eñvor eus an darvoud euzus-se a zo chomet sanket doun e spered ar re goz ».

Keit ha ma tremene an holl soñjou-se e-barz penn Yeun ar Gwilhou, an ebeulez yaouank a gerze difrae gant an hent, hag hep dale en em gavas va eontr e porz ar C'hastell-Du. Goude beza staget e loen ouz eur peul-kloued, ez eas etrezek an ti. War dreuzou an nor e kavas eur gwaz, na koz na yaouank, hag a lavaras d'ezañ dont tre.

Va eontr Yeun, evel an darn vrasa eus tud ar vro, ne veze tamm mall ebet warnañ morse da zisplega e soñj. Kenta tra a reas eta a voe lakaat butun en e gorn e-ser komz diwar-benn an amzer hag an eost. Goude ez eas war e bouezig war-du an oaled, ha gant ar c'hitan a veze gantañ atao en e c'hodell, e pakas eur c'hlaouenn ruz da dana e vutun.

Neuze, an den en devoa kavet o tont en ti, hag a oa mestr kêr hep arvar ebet, hen pedas da azeza ouz an daol hag a yeas da gerc'hat eur voutailhad sistr. Pa voe leuniet ar gwer, e kredas va eontr Yeun displega d'an den-se peseurt digarez en devoa da zont d'e welout. Met hemañ a drouc'has prim ar gaoz o lavarout :

« Gouzout mat a ran evit petra ez oc'h deuet betek ar gêr-mañ. Mont a ra ho tienn gant al laer, ha c'hoant hoc'h eus e virfen ouz an dra-se da c'hoarvezout hiviziken. A dra sur, gouest oun da ober eun dra bennak a du ganeoc'h, met a-raok e vefe mat d'eoc'h ober anaoudegez gant an hini a vez o skrapa ho tanvezamann ».



Kas a reas va eontr gantañ d'ar penn all d'an ti hag e reas d'ezañ azeza ouz eun daol en eur sal. Eur melezour a lakaas dirazañ war an daol, ha kerkent ez eas kuit, goude beza serret an nor war e lerc'h.

Chom a reas Yeun ar Gwilhou da sellout ouz ar melezour e-pad eur pennadig amzer. Va Doue! ne oa ket disheñvel ar sklasenn diouz ar melezouriou all, rak gwelout mat a rae va eontr e skeud e-barz. Skuiza buan a reas koulskoude, abalamour d'an dra-se moarvat, hag en eur c'hrozmolat etre e zent :

« O !» emezañ, « peseurt c'hoari eo an dra-mañ 'ta ? Daoust ha c'hoant en deus ar sorser-se da ober goap ouzin-me ? Ar melezouriou a zo graet evit ar merc'hed koant hag ar baotred faro, ha n'eo ket evit tud louet o bleo eveldoun ! »

Kerkent ha m'en devoe distaget ar c'homzou-se, e welas eur vorenn o c'holei ar sklasenn... Teuzi ha mont kuit a reas ar vorenn-se a-nebeudou, hag en he lec'h e paras war ar melezour, dirak daoulagad sebezet va eontr, skeudenn Per-Jañ ar Revelen, ozac'h gorre-kêr Kêr-ar-Gudon, lesanvet ar Mabig Jezuz.

Evel ar vorenn ivez e teuzas ar skeudenn, bep eun tammig, ha mestr ar C'hastell-Du en em gavas er sal. O welout neuz estlammet va eontr, e c'houlennas :

« Ac'hanta ! Ha gwelet hoc'h eus al laer ? »

« Ya ! Hen gwelet em eus », eme Yeun ar Gwilhou, « ha n'eo ket hep gouzout dare d'in e vez o laerez va dienn. Hen anaout a ran abaoe pell 'zo. Met n'eo ket evit gwelout dremm ar skraper-se ez oun deuet betek ar gêr-mañ, hogen gant ar soñj da gaout digant gouiziekoc'h egedoun eun ali mat bennak diwar-benn an doare da lakaat eun harz d'e laeroñsiou an hini eo.

Daoust hag e gwirionez ez oc'h gouest da drec'hi war ar galloud en deus al laer ? »

« Ya ! » a lavaras mestr ar C'hastell-Du gant eur vouez iskis, « met mervel a raio an den ».

Ar c'homzou-se a vadaouas Yeun ar Gwilhou, hag e chomas eur pennad hep ranna ger :

« Mervel ? » emezañ, pa voe diabafet, « laza eur C'hristen, unan fall marteze, met eur C'hristen evelato ? Kas eun ene d'an ifern war zigarez e laer e berc'henn va dienn ? Nann biken ! Gwelloc'h e karfen koll va holl beadra ! Selaouit, va den, ma n'oc'h ket gouest da zont a-benn eus ho taol hep lakaat ar Revelen da vervel eo koulz d'in mont ac'han dioustu. Lavarit d'in, mar plij, pegement a dlean d'eoc'h ».

« Gortozit », a respontas mestr ar C'hastell-Du, « marteze e kavin an tu da reiza an traou hep ma vefe ret lakaat al laer da vervel ».

Hag ez eas kuit adarre.

Pa zeuas en-dro, eur pennad amzer goude, e lavaras d'am eontr :

« N'eo ket ho laer ken galloudus hag e kreden da genta. Rak se n'eo ket ret e varvfe. Met gwall skoet e vezo gant ar peluz pe gant eur c'hleñved all bennak. Reuz an harz a lakain d'e c'halloud a rank koueza warnañ e doare pe zoare ».

Ar Gwilhou koz a chomas da soñjal hag a lavaras en diwez :

« Feiz ! ma n'oc'h ket evit degouezout da vat a-hend-all, e vezo ret d'in ho lezel da gastiza al laer. Koulskoude em bije kavet gwelloc'h chom hep ober gaou ouz e yec'hed. Met peogwir ne reot ket d'ezañ mervel, ne vezo ket lec'h da damall ac'hanoun da veza klasket



noazout d'e ene. Ouspenn, kablus-bras eo an den-se. Ra baeo eta e fallagriez ! »

Ha va eontr Yeun a gemeras penn an hent da vont d'ar gêr goude beza lezet eun tamm gwerz butun war an daol. Dre ma 'z ae, e lavare etre e zent, en eur vous-c'hoarzin eun distera :

« Ma kas ar sorser an traou da benn, n'am bo ket kollet va devez, daoust d'an tamm arc'hant am eus roet d'ezañ. »

◆

Pa zegouezas va eontr Yeun e Kêr-ar-Gudon, e oa firbouch ha reuz e gorre-kêr. Goulenn a reas petra a oa c'hoarvezet, ha lavaret e voe d'ezañ e oa klañvet Per-Jañ ar Revelen ha ne oa mui evit komz. Ken fall e oa ar paour kaez den ma oa kaset unan bennak d'ar vourc'h da glask ar beleg hag ar medisin...

Pell-bras e padas ar c'hleñved, met ne varvas ket Per-Jañ. Dont a reas adarre, bep eun tammig, war e du, daoust d'ar wall stokadenn en devoa bet, nemet e chomas mut ar paour kaez reuzeudik.

Ha, tra souezus, diwar an devez ma oa bet skoet ozac'h gorre-kêr gant ar c'hleñved, ne voe ket dienez dienn nag amann e ti va eontr Yeun ar Gwilhou, ha va moereb Mai-Louj ar Rannou, e wreg, merourien goueled-kêr.

YEUN AR GO.

# MATU

Gwechall goz e oa eun den bras ha kreñv, e ano Matu, hag en em gavas dilabour eun devez. Mont a reas da vale bro gant ar menoz e kavje eur mestr bennak da ober koumanant outañ hag e tegouezas eun abardaevez dirak dor eur maner. Skei a reas war an nor-se hag e voe digoret d'ezañ.

Kaset e voe Matu gant ar porzier da gaout perc'henn ar maner. Hemañ, anvet Sedrik, eun den pinvidik-mor, a reas d'ezañ eun degemer seven-tre rak ezomm en devoa eus eur mevel mat, gouest da ober n'eus forz peseurt labour. Ne voe ket pell an daou zen evit ober marc'had etrezo. Pa c'houlennas an aotrou Sedrik ouz Matu peseurt gopr en devoa c'hoant da gaout evit eur bloavez labour, ar paotr a lavaras : « Dilhad da lakaat war va c'hroc'hen, boued bemdez leiz va c'hof hag ar gwir da ober eur sach war ho fri a-benn diwez ar bloaz ». Ne voe ket muioc'h etrezo.

Mont a reas Matu d'ar gegin, goude, da glask e goan. Pa en em gavas eno, edo ar bouedou war an daol ha mevelien ha mitizien ar maner o vont da staga pep hini gant e skudellad. Goulenn a reas eun dra bennak da zebri hag e voe lavaret d'ezañ gant ar c'heginer e tegoueze re ziwezat ha ne chome netra evitañ.

Naon du en devoa ar mevel nevez ha nebeut a c'hoant da glask trouz ha tabut. Sede ma krogas en



eur bodez hag hep lavarout grik e tiskargas enni an holl vouedou a oa war an daol. Hag heñ da zebri e bodezad voued keit ha ma oa ar re-all, sabatuet holl, o c'henaouegi dirak o skudilli goullo.

Den ne gredas gwikal o welout Matu oc'h ober eun dra ken diseven. A dra-sur, ne vije ket bet brao mont da glask trabas outañ, rak an neuz en devoa da veza eur paotrig taer ha barrek da en em zifenn. Skarza a reas, eta, brao-tre, e bodezad voued, ha ma tebras an deiz-se hag an deveziou all war-lerc'h kement ha dek, e labouras, ivez, kement hag ugent.

Gouest e oa da ober n'eus forz petra a veze gour-c'hemennet d'ezañ gant e vestr. Kas a rae an holl gefridiou ha labouriou da benn en eun doare ampart ha gouiziek-meurbet.

Fouge a voe da genta en Aotrou Sedrik da veza kavet ar gwella mevel en devoa bet biskoaz. Met dre ma tostae diwez ar bloaz en em gave enkrezet an Aotrou eun tammig, gant ar soñj eus ar c'houmanant iskis en devoa da rei d'e vevel.

Sede ma teuas c'hoant d'ezañ da gaout an dizober eus Matu abalamour d'ar sach en dije hemañ da ober war e fri. Prederia a rae alies war ar predig-amzer displijus-se en dije bet da dremen pa vije deuet ar mare da lezel bizied kalet ar mevel da waska war e fronellou. Ha pa soñje en nerz hag en ijin en devoa Matu e save aon betek poull e galon hag eur gre-nienn a rede penn da benn gant livenn e gein.

Eun devez e kredas beza kavet an tu da gas e vevel diwar e dro evit mat, hep kaout ezomm ebet da rei d'ezañ e goumanant. Lavarout a reas da Vatu mont d'ar c'hoad da gabestra e gazeg wenn, hag urz a

roas d'ezañ d'he degas gantañ ac'hano d'ar marchosi. War e veno ne oa ket direiz bras al loen daoust ma oa bet lezet da veva er c'hoad, en e frankiz, eur pennad a oa.

Gevier a oa gant an Aotrou pa lavare kement-se hag hen gwelout a reot pelloc'h.

Dinec'h-kaer ez eas Matu da ober e gefridi. Klask a reas ar gazeg e-touez ar gwez e-pad pell amzer, rak bras-divent e oa ar c'hoad. He gwelout a reas, koulskoude, a-benn eur pennad, hag heñ kerkent etrezek enni en eur gomz outi chentil-tre gant ar soñj d'he doñvaat ha da gaout, aesoc'h a-se, an tu da lakaat ar c'habestr d'ezi en he fenn. Pa welas ar gazeg edo an den o tostaat gant ar c'hoant da ober allazig d'ezi, e lec'h tec'hout evel ma ra peurvuia ar c'hezeg e vezer o klask o faka, e teuas a-benn-herr d'ezañ gant droug, en eur c'hrizinkal ker kreñv ma tregerne holl veneziou ha traoniennou ar vro, he fenn savet uhel, he daoulagad ruz-gwad hag he fronellou o strinka tan. « Preñv douar, emezi da Vatu, piou en deus roet aotre d'it da zont er c'hoad-mañ ? Ha kredi a ra d'it emaout o vont da gabestra ac'hanoun evel eur c'hoz marc'h miliner ? Ha n'ouzout ket 'ta ez oun-me ar Roñfl Bras, perc'henn al lec'h-mañ ? Ker e kousto d'it da follentez ! »

Hag en eur lavarout ar c'homzou-se e rede d'an daoulamm ruz, dare da flastra hec'h enebour dindan he zreid. O klevout ar gazeg o komz, e kouezas ar sabatur war ar mevel, met ne chomas ket pell en arvar ha, kerkent, e tiwiskas e chupenn hag e redas etrezek al loen. Hag e krogas dioustu an emgann etrezo.

Kalet a voe ar pegad ha stourm a rejont an eil ouz



egile betek an abardaez. Da genta en devoe Matu a-walc'h da ober evit diwall da veza lazet gant taoliou treid ar gazeg, met ar paotr a oa lijer hag a ouie an tu da dec'hout pa veze ret. E-pad hir amzer e voe trouz ha safar er c'hoad hag er vro a-bez gant ar reuz hag ar freuz a rae an daou stourmer. Koulskoude, a-benn eur pennad, e skuizas ar gazeg wenn ha pa ne voe mui kement war evez e lammas Matu ouz he moue ha gant nerz e ziouvrec'h he diskaras war an douar. Neuze ne voe ket pell ar mevel evit he huala berr hag he c'has gantañ d'ar gêr, daoust d'an ardou ha d'ar fringadennou spontus a rae. Staga mat a reas al loen, gant eur rao er marchosi, ha goude ez eas da glask ar mestr evit displega d'ezañ penaos e oa tremenet an traou. Met kaer en devoe klask a bep tu hag e pep lec'h ne gavas Aotrou ebet.

Hemañ, diouz prenestr uhela e vaner, en devoa gwelet an emgann etre Matu hag ar Roñfl. E-pad pell e kredas e vije aet an tu-gounid gant ar gazeg wenn. Met pa voe trec'het al loen gant ar mevel, ne chomas ket an aotrou da varc'hata. Tec'hout a reas gant aon e vije bet deuet Matu da c'houzout e oa bet en e venoz kas anezañ d'ar maro. Kement a vall a oa warnañ da vont kuit ma lezas e holl zanvez war e lerc'h.

Pinvidik-bras e vije bet ar mevel ma karje beza kemeret lec'h Sedrik er maner ha perc'hennet e beakemeret hep mestr ebet. Met ne zeuas ket ar dra, a oa bremañ hep mestr ebet. Met ne zeuas ket ar soñj-se zoken e spered Matu. Droug bras ennañ, e chomas hon den da brederia eur predig-amzer diwarbenn fallagriez e aotrou.

Abeg en devoa da gaout kasoni outañ rak ne oa Sedrik nemet eur gaouier hag, ar pez a zo gwasoc'h,

eun torfedour, peogwir e kase eur mevel dizrouk ha feal d'ar maro war zigarez kerc'hat eul loen d'ar c'hraou. Ouspenn, laer e oa ivez pa dec'he evel-se, ne ouie den da belec'h, hep beza roet e goumanant d'e vevel.

Sede ma reas Matu ar soñj da vont da vale bro da glask e vestr evit e gastiza ha goulenn digantañ ar gopr a oa dleet d'ezañ. Hag heñ en hent raktal etrezek broiou dianav-kaer d'ezañ betek neuze.

Eun devez ez en em gavas gant eur gwaz savetkaer, eun neuz ampart d'ezañ, hag a zouge war eur skoaz eur wezenn sapr diskourret ha dirusket, heñvel awalc'h ouz gwern eul lestr. Goulenn a reas Matu outañ piou e oa ha da belec'h edo o vont : « Feiz ! va den, eme egile, ar Pesketaer a vez graet ac'hanoun abalamour ma ran ar vicher-se evit gounit va zamm bruzun ; va gwal-besketa eo a zo ganen aze war va skoaz. O vont da vale bro emaoun. » — « Ma ne rit ket forz etrezek pelec'h mont, a lavaras Matu, deuit ganin, rak me, ivez, a zo o kantreal dre ar vro evel-doc'h-c'houi. » Hag int o-daou da gerzout an eil e-kichen egile.

En eur zerc'hel da vale
E rejont hent hep dale,

evel ma 'z eo boazet da lavarout ar gonterien rimadellou, hag e tegouezjont gant eun den bras-meurbet, iskis a-walc'h e zoare, o veza ma touge war e benn eur gaoter ledan ha doun, mat da lakaat da boaza war an hevelep tro daou loen-korn en o fez.

Goulenn a rejont ouz paotr ar gaoter da belec'h edo o vont. Hemañ a oa, ivez, o redek bro. Pedet e voe gant Matu hag ar Pesketaer da ober hent a-gevret



ganto, ar pez a reas laouen-bras. Bremañ edont eun trikon o kerzout war an hevelep tu. Berr a-walc'h e kavjont o amzer o tivizout etrezo diwar-benn doare ar vro ma kerzent dre enni. Pa zeuas naon d'ar gantreevien e oant en em gavet war lez eur c'hoad bras e-lec'h ma oa eur feunteunig koant gwaskedet gant eur vodenn haleg. Dour a rede outi hag a hiboude sklintin e-touez ar bili gwenn hag ar glandour glas. Sklaer e oa evel lagad an naer ha ken fresk hag aezenn an hañv goude eur barrad arne.

Paouez a reas an trikon da vale, tost d'ar feunteun ha da vevenn ar c'hoad. Sede ma lavaras Matu d'ar Pesketaer ha da Baotr ar Gaoter : « Plijus a-walc'h eo al lec'h-mañ ha kredi a ran e vefe mat d'imp debri hor pred hag ober eun diskuiz amañ. N'hon eus ket pourveziou da zebri, evit gwir, met kaout a raimp dizale peadra da derri hon naon. Emaoun o vont da chaseal ; unan all ac'hanoc'h a besketaio epad an amzer-se. Keit ha ma vimp oc'h ober hon tro, an hini a chomo amañ a lakay dour da virvi er gaoter evit poaza ar pesked hag ar c'hig-gouez hor bezo paket ». Mont a reas, neuze, Matu hag ar Pesketaer pep hini diouz e du. Chom a reas egile da glask keuneud sec'h tro-war-dro d'ar feunteun ha da enaoui an tan, ha pa voe reizet-mat an traou gantañ e lakaas dour da domma er gaoter.

Dare a-walc'h e oa an dour-se da virvi pa ziskoachas, n'ouzon ket eus pelec'h, eur c'horrig divalo ha dizantet, du e groc'hen evel hini eun touseg hag, ouspenn, torgennet e gein par a-walc'h da hini eur c'hañval. E gwirionez, eun tort eus ar re dorta.

En eur vegeliat e lavaras da Baotr ar Gaoter gant eur vouezig trenk ha dister, o tenna da hini eur

wrac'hig koz : « Roit aotre d'in, mar plij, da souba va muzellou en dour. » — « Koz tra, eme Baotr ar Gaoter, dour fresk a-walc'h ac'h eus aze er feunteun. Ev eus an dour-se, rak va hini a zo re domm. Poaza a rafe da c'henou ha da vouzellou ! »

« Roit aotre d'in, mar plij, da souba va muzellou en dour, » a lavaras adarre ar c'horrig. — « O feiz ! a drouc'has berr Paotr ar Gaoter, ma c'hall an drase ober vad pe blijadur d'it, laka da yeuskenn (1) en dour bero. »

Eeun d'ar mare-se edo an dour o virvi er gaoter. Lakaat a reas ar c'horrig e vuzellou e-kreiz ar vervenn hag, en eur rufladenn, e lonkas ar gaoteriad hep droug na diaez ebet. Goude e lammas er feunteun, evel eur glesker, ha ne voe gwelet liou ebet anezañ en deiz-se.

Eur souezenn e voe an traou-se holl evit Paotr ar Gaoter. Abafet-kaer e oa c'hoaz pa en em gavas Matu hag ar Pesketaer en-dro, ganto gedon ha pesked e-leiz.

Droug-bras a yeas enno pa weljont ne oa berad dour ebet er gaoter ha tamall e rejont da berc'henn al lestr-kegin-se beza chomet da ehana keit ha ma edont o labourat pep hini diouz e du. Paotr ar Gaoter a gontas d'ezo petra a oa c'hoarvezet hag a glaskas en em zidamall.

Naon-du o devoa ar baotred ha ne gemerjont ket amzer da lakaat dour da virvi a-nevez evit poaza o fourveziou. Debri a rejont kriz ar pesked hag ar gedon bet paket gant ar Pesketaer ha Matu.

Antronoz e voe tro ar Pesketaer da chom da c'houeza an tan ha da lakaat dour da virvi. Aet a oa

(1) Yeuskenn a vez graet, e Kerne, eus muzell hir eur bugel o vont da ouela.



an daou-all pep hini diouz e du : Matu da chaseal ha Paotr ar Gaoter da besketa.

Klask a reas ar Pesketaer eun tamm brao a vec'h keuneud sec'h. Goude e reas tan hag e lakaas dour da domma er gaoter. Edo an dour-se o vont da virvi pa zegouezas adarre war al lec'h ar c'horrig tort ha divalo a oa bet en derc'hent oc'h ober eur gwel da Baotr ar Gaoter.

Ne welas ket ar Pesketaer an denig iskis dioustu, met pa glevas eur vouezig koz ha trenk o tistaga : « Roit aotre d'in, mar plij, da souba va muzellou en dour, » e sellas piz en-dro d'ezañ hag e kavas etre e dreid bras ha ledan, eun doare gwaz bihan dister ha kabac'h, eus ar seurt n'en devoa ket bet gwelet biskoaz. Diskorda a reas da c'hoarzin kerkent en eur lavarout : Te eo moarvat, va denig, an hini en deus skarzet dec'h diweza hor c'haoteriad dour bero. Eul labour marzus eo hennez ha karout a rafen gouzout e pelec'h e c'hallez lakaat kemend-all a zour. Frank-bras e rank beza da vouzellou, ha da c'henou ha da c'hourlañchenn kaletoc'h eget karn ! »

« Roit aotre d'in, mar plij, da souba va muzellou en dour, » eme adarre ar c'horr gant eur vouez truezus-meurbet. Kalon vat en devoa ar Pesketaer hag, ouspenn, c'hoant bras a zeuas d'ezañ da welout petra a c'hoarvezje gant an denig pa lakaje hemañ beg e ziweuz en dour bero.

— « Alo ! teureug, emezañ, torr da sec'hed, met arabad e vo d'it evelato skarza d'in ar gaoter ». Ne voe ket ret pedi ar c'horrig diou wech da staga e benn ouz ar pod-houarn. Gant eur rufladenn hag eur glukadenn e tizec'has brao ha kempenn ar gaoter vras ha kerkent, evel eul luc'hedenn, e lammas war e benn er

feunteun ha ne voe gwelet liou ebet anezañ en deiz-se.

Bamet e chomas ar Pesketaer ha digor-bras e oa e c'henou gantañ c'hoaz pa zegouezas Matu ha Paotr ar Gaoter, graet ganto o zroiad. Teurel a rejont war an douar pesked ha loened gouez a bep seurt. Met pa welas Matu ne oa berad dour ebet er gaoter, e savas trouz. Lavarout a reas d'ar Pesketaer ne oa nemet eun den diegus, mat nemetken da « drei ar c'hi dre e lost » pe, mar kavit gwelloc'h, da goll e amzer oc'h ober netra. Ar paour kaez den, tamallet e gaou, a gontas d'e zaou genseurt an dro vil a oa bet c'hoariet d'ezañ gant korrig ar feunteun.

Ret e voe adarre d'ar baotred debri o fourveziou kriz, rak kement a naon o devoa ma ne gemerjont ket amzer da lakaat dour a-nevez er gaoter da virvi evit o foaza.

Antronoz e chomas Matu da ober ar geusteurenn hag an daou-all a yeas da besketa ha da chaseal. Ober a reas ar c'heginer nevez evel m'o devoa graet an daou all araozañ : klask keuneud, c'houeza an tan ha lakaat dour da virvi er gaoter. E oa, koulz lavarout, peurc'hraet e labour gantañ pa welas korrig ar feunteun o tont etrezek ennañ.

« Roit aotre d'in, mar plij, da souba va muzellou en dour », eme an denig gant e neuz truezus. — « N'eo ket da vuzellou a soubo bremaik en dour, a lavaras Matu d'ezañ gant droug, met da benn-adreñv an hini eo a vo skaotet d'it. Bale kuit, amprevan, ma ne fell ket d'it beza flastret dindan sol va botez evel eur vuzugenn ! »

Aon a zeuas d'ar c'horr moarvat hag ober a reas van da dec'hout, met pa ne voe mui Matu war evez, o veza ma en devoa troet e gein da vont da gerc'hat eun nebeud tammou keuneud sec'h da deurel en tan, e



tistroas ar c'hornandon d'ar red etrezek ar gaoter vras hag en eur ober eur rufladenn hepken e lonkas an dour bero hep lezel berad ebet en e zilerc'h. Ha yao ! d'an daoulamm d'ar feunteun ha war e benn e-barz.

Ker buan e oa bet graet an taol ma n'en devoe ket Matu amzer da virout ouz al laer da gas e venoz da benn. Redek a reas war-lerc'h ar c'horrig, ha kerkent ma oa lammet hemañ er feunteun, e reas ivez eveltañ gant ar soñj d'e baka ha d'e gastiza ervat.

Evel eul luc'hedenn e treuzas Matu dour ar feunteun hag ez en em gavas, goude, en eur sal gaer, arc'hantet eus an traoñ d'an nec'h hag enni bep seurt arrebeuri ha braoigou, holl en arc'hant. Gwelout a reas neuze ar c'horr oc'h en em sila, dre an nor gornzigor, en eur sal all kalz kaeroc'h. Hag heñ ar buana ma c'hellas war e lerc'h.

Amañ, avat, e oa an holl draou graet en aour pe da vihana liou an aour warno. Ken souezet e voe Matu ma ne c'hellas ket tizout ar c'horrig ha ma lezas hemañ da dec'hout en eur gambr all. Mont a reas, koulskoude, war e lerc'h adarre, met el lec'h ma en em gavas neuze e oa kement a draou kaer ennañ ma voe trellet e zaoulagad gant o lufr hag o sked. An diou sal arc'hantet hag alaouret m'en devoa tremenet dre enno a oa dister o zalvoudegez hag o braventez e skoaz re ar gambrmañ. Ne weled enni nemet mein prizius a bep liou oc'h ober ar mogeriou anezi hag o lintra a bep tu evel bannou an heol da greisteiz.

Tec'het e oa adarre ar c'horrig, daoust pegen nebeut amzer en devoa lakaet Matu da zizaouzana goude beza bet eur sebezenn dispar dirak traou ken kaer. Klask a reas mevel koz Sedrik digeri an nor war al lec'h ma oa aet ennañ ar c'horrig, met kaer en devoa kaout nerz

ne zeuas ket a-benn da vont en tu all. Nag an taoliou skoaz nag an taoliou treid ne lakjont nag ar morailh nag ar mudurunou da strinka, ma voe ret da Vatu klask eun doare all da zivarc'ha an nor.

Mont a reas kuit epad eur pennad ha dizale e tistroas gant eur garreg vras a stlapas, gant holl nerz e ziou vrec'h ouz an nor, a voe brevet neuze etre mil tamm. Ha Matu, kerkent, er gambr-all.

Met, siouaz d'ezañ, ne oa ket echu c'hoaz e drubuilhou. Dirazañ e welas eun den bras-divent, gouest hervez e zoare da flastra ouspenn eun hanter zousen a baotred kalet gant eun taol dourn hepken. Youc'hal a reas da Vatu : « Ha! kristen milliget, kaout a ran an tu warnout-te. Deuet eo an eur d'it da baea d'in ar viloniou hag an droug ac'h eus graet d'in eur pennad'zo. Ha soñj ac'h eus eus ar gazeg wenn ? Me eo hounnez, kemeret bremañ ganin va gwir neuz goude beza bet dindan furm eur c'horrig evit da sacha aesoc'h a-se etrezek amañ. Pell-bras ez oun bet o tisvoueda e marchosi Sedrik ha te eo a zo kiriek eus kement-se. Bremañ n'eus nemet ar maro evidout ! » Ha kerkent e kerzas gant ar soñj da baka Matu ha d'e flastra evel eun amprevan etre e grabanou hir ha kalet.

Keit ha ma voe ar Roñfl o komz, mevel koz Sedrik a ziwiskas e chupenn hag a dufas yac'h en e zaouarn, o c'houzout ervad e vije taer ha kalet ar c'hrogad. Pegi e rejont an eil en egile, ha spontus e voe an abadenn. Nerz o devoa o-daou ha kalonek e oant evel loened. Pa gave o zreid harp mat en douar ez ae o divesker betek o daoulin er garreg kompez a oa oc'h ober leurenn ar gambr. Bep eil tro e roent lamm an eil d'egile ha pell e vije bet padet an emgann ma n'en dije ket kavet Matu an tu da derri



livenn e gein d'e enebour gant nerz e ziouvrec'h skoul-met en-dro d'e zargreiz. Koueza a reas ar Roñfl war an douar, a-stok e gorf, maro-mik.

Sede ma en em lakaas Matu da furchal eus an eil penn d'egile da di ar Roñfl. Kavout a reas, en eur gambr-all izel ha teñval, eur plac'h yaouank eus ar re gaera, ereet he zreid gant chadennou staget ouz ar voger. Laouen-bras a voe ar plac'h-se o welout Matu oc'h en em gaout eno ha lavarout a reas d'ezañ : « Ra gouezo bennoz an Aotrou Doue warnoc'h, Aotrou ! Abaoe pell amzer n'em eus ket bet an eurvad da welout eur c'hristen dirazoun. Klevet em eus eur safar spontus hag, hervez ho toare, e welan sklaer ez eus bet eun emgann etrezoc'h hag ar Roñfl hag eo bet trec'het an hini milliget-se. Bezit, mar plij, ar vadelez da lezel ac'hanoun da vont em frankiz ».

Brevi a reas Matu, gant nerz e zaouarn, ar chadennou a oa oc'h eren ar plac'h yaouank ha, neuze e lavaras d'ezi gant doujañs : « Daoust hag e c'hallfen goulenn ouzoc'h piou ez oc'h-c'houi, dimezell gaer ? — « Merc'h ez oun da roue Breiz, emezi. Skrapet ez oun bet yaouankik-flamm gant ar Roñfl euzus hoc'h eus lazet hag a oa en e soñj kaout ac'hanoun da bried. Va buhez ha va enor hoc'h eus miret d'in, rak maro e vijen bet gant ar rann-galon m'en dije graet an euzvil-se d'in dimezi gantañ. Eun anaoudegez-vat divuzul am eus evidoc'h eta, met n'eo ket a-walc'h evit ho tigoll diouz ar poaniou hoc'h eus gouzañvet a-raok dont betek amañ. Deuit ganin da lez va zad a zo o chom e Roazon hag eno e vezo roet d'eoc'h ho kopr evit ar vad hoc'h eus graet d'in ».

Mont a rejont o-daou en hent hag en eur dremen e-kichen ar feunteun ne gavjont nemet ludu an tan a

oa bet c'houezet gant Matu evit tomma ar gaoteriad dour. N'edo mui ar gaoter eno ha ne weljont roud ebet eus he ferc'henn nag eus ar Pesketaer. Sede ma teuas da Vatu ar menoz da gastiza an daou-mañ pa gavje an tu, rak torret o devoa ar marc'had a oa etrezo o-zri en eur zilezel eur mignon a-raok beza klasket gouzout hag-heñ n'en devoa ket ezomm anezo.

Pell-bras en em gave merc'h roue Breiz hag he c'henseurt diouz Roazon. Pa veze skuiz ar brinsez yaouank o vale, Matu he douge war he skoaz hag en dailh-se e tegouezjont eun deiz e lez ar roue. N'eo ket ret lavarout d'eoc'h peseurt degemer a voe graet d'ezo.

Eul levenez dispar a baras war dal ar roue pa anavezas ar verc'h muia karet en devoa kollet meur a vloavez a oa. Houmañ, goude beza briatet he zad hag he c'herent all, a lavaras a vouez uhel : « Tad ! setu amañ Matu, an den kalonek en deus va lamet eus ti ar Roñfl goude beza trec'het ha lazet an euzvil. Gant hoc'h aotre e kemerin ar gwaz madelezus-se da bried, m'am eus an eurvad da blijout d'ezañ, rak n'en deus ket e bar war an douar. » Ar roue, kement a fouge a oa ennañ, a roas kerkent, na petra 'ta, an aotre a c'houlenne e verc'h digantañ.

O klevout kement-se e chomas ar paour kaez Matu mezevellet eur pennad. N'en dije ket kredet biken e c'hallje beza dibabet gant eur brinsez evit dont da veza mab-kaer d'eur roue, ha pebez roue, hini Breiz, pinvidika rouantelez a oa d'ar mare-se er c'huz-heol. Gwelet hoc'h eus ne oa ket stag kalon Matu ouz traou ar bed-mañ ; koulskoude e lavaras d'ar brinsez e vije laouen-bras o timezi ganti rak abaoe ar wech kenta



m'en devoa he gwelet eur garantez vras eviti a oa diwanet er galon-se.

Eun nebeud deveziou goude e voe kaset gant ar roue kannaded dre ar rouantelez a-bez da vruda an nevezinti ha da bedi an holl, bihan ha bras, tudjentil, bourc'hizien ha kouerien, merc'hed ha paotred, da zont holl gwitibunan da fest-eured ar brinsez dianket hag adkavet, a oa o vont da zimezi gant ar c'haloneka den a oa bet biskoaz war an douar, an hini en devoa he lammet diouz krabanou ar Roñfl. Kemennet a oa ouspenn d'an dud e vije gwelet traou burzudus o c'hoarvezout an deiz-se.

Fouge a oa en holl o klevout embann eur c'helou ken laouen, rak eur garantez vras he devoa ar bobl ouz ar roue hag ar brinsez, e verc'h.

Da zeiz an eured e oa eun engroez diniver a dud e Kêr Roazon, gwall vihan evit rei bod d'ar bobl deredet enni a bep korn a Vreiz. Pa edo an dud nevez o tont er-maez eus an Iliz-veur e voe lakaet bole e holl gleier ilizou kêr hag ar bobl a-bez a youc'has gant levenez.

Anaout a reas Matu, e-touez an dud, Sedrik, e vestr koz, hag ivez ar Pesketaer ha Paotr ar Gaoter, an daou gantreer a oa bet o redek bro gantañ e-pad eur pennad, ha kas a reas d'ezo kemennadurez da zont d'e gaout da balez e dad-kaer, rak ezomm bras en devoa da gomz outo. Mont a rejont di o-zri, mall-bras ganto, o kredi e oa ar prins nevez o devoa anavezet neuze o vont d'o degemerout gant ton ha da rei d'ezo, marteze, bep a garg uhel er rouantelez. Pa voent degouezet eno, e lavaras Matu d'ar bobl a oa deuet ivez da heul, e welje hep dale an traou burzudus a oa bet kemennet d'ezi gant kannaded e dad-kaer. Goulenn a reas neuze

ouz Sedrik hag-heñ e oa prest da baea d'ezañ e goumanant. Hemañ a lavaras ya hag a anzavas e zle dirak an holl. Neuze e krogas Matu e fri e vestr koz hag e stlapas ar paour-kaez den el loar e-lec'h m'her gweler abaoe, doaniet ha ginet e zremm, pa vez ar c'hann.

Goude e voe tro ar Pesketaer ha Paotr ar Gaoter. Anzav a rejont e oant kablus-bras da veza dilezet o mignon pa en devoa ar muia ezomm da veza skoazellet ganto, met aon o devoa bet gant an trouz a glevjont e-kichen ar feunteun. Kerkent e voe strinket ar Pesketaer gant Matu er seiz koumoulenn. Ac'hano e kouezas er mor e-lec'h ma eo chomet da veska an dour gant e wal-besketa ha d'he lakaat, pa vez gwall-amzer, da drei e tonnou foll ha kounnaret.

En diwez, ar prins yaouank a stlapas Paotr ar Gaoter en eur goumoulenn gleuz. Eno eo chomet ivez abaoe, da skei war e gaoter pa vez arne, rak trouz ar gurun n'eo nemet ar safar a ra an den-se o lopa war e venveg-kegin.

Bamet e voe ar Vreiziz a oa deuet d'an eured dirak an taoliou sebezus a rae ar prins Matu, ha mat e kavjont ar pez en devoa graet, rak er vro-mañ n'eo ket bet prizet morse al laeron nag an drubarded.

Pa voe deuet mare ar pred ez eas an holl ouz taol ha bep seurt meuziou mat hag evajou plijus a voe degaset d'ezo. Padout a reas ar fest ouspenn pemzek deiz, ma rankas lod distrei d'ar gêr a-raok ar fin, gwalc'het ma oant gant an traou mat o devoa bet...

En em garout a reas Matu hag e wreg hag eürus-bras e voent e-pad o buhez. Kalz bugale o devoe hag



unan eus o mibien, a gredan, a zeuas da veza roue e Breiz war-lerc'h e dad koz.

*Kontet gant Per an Hamon, Kalvez e Gwezeg, ha skrivet gant Yeun ar Go.*

# NOTENNOU

## Bloavez Mat

Bloavez mat a hetomp d'hol lennerien. Daoust ma rankimp krenna eun tammig niver pajennou « *Gwalarn* » da heul ar c'hresk er priziou, kenderc'hel a raimp da stourm. Biskoaz n'he deus bet Breiz muioc'h ezomm a dud a benn eget en deiziou-mañ.

Trugarez a greiz kalon d'ar re o deus kaset d'imp o hetou. Da geñver taol-follentez an Oriant hon eus bet eur bern lizerou digant hor c'henlabourerien hag hor c'houmananterien, hogozik holl o rei d'imp gourc'hemennou da veza savet krenn a-enep freuzerien ar brezoneg. Ra vezo pep unan diarvar e kendalc'himp start da zifenn ha da vruda ar yez unvan digailhar.

## Embannaduriou nevez

Gant plijadur hon eus lennet SAV, niverenn an diskaramzer, enni pennadou gant Bod Spern, Y. Mab Koig, D. Mablern, Erwanig, J. ar C'hoadou, Laoudreger, ha re all. Niverennou mat ivez a zo bet kaset d'imp eus AR WALENN GELTIEK, ha kelaouenn KENVREURIEZ AR BREZONEG Kloerdi Kemper. Menegomp dreist-holl AR FALZ, a embann eun niverenn liesskrivet, enni he roll-labour evit 1937.

Setu amañ ar chomlec'hiou :

SAV (trimiziek : dek lur). An Dimezell Dassibat, 199, rue de Vanves, Paris, 14e (C.C. 1902-50 Paris).

AR WALENN GELTIEK (trimiziek: 10 lur). An Ao. E. Régnier, 75, rue de Fougères, Roazon (C.C. 143.75 Rennes).

KENVREURIEZ AR BREZONEG : kas profou eviti d'ar C'hloerdi Bras, Kerfeunteun.

AR FALZ (trimiziek: pemzek lur; miziek: dek lur; en holl: ugent lur). An Ao. J. Delalande, Montroulez (C.C. 23.854 Rennes).



## Maro an Ao. Madec

D'ar meurz 22 a viz kerzu e voe douaret e Brest an Ao. Madec, rener « *Adsao* ».

Pell amzer e stourmas an Ao. Madec evit Breiz. Eur stourmer e oa e gwirionez, atao dare da vrezeli evit kement tra a gare. Taer e oa, dizamant ouz e yec'hed, didruez outañ e-unan. Anezañ eur prezeger helavar, e ouie gounit kalon ar bobl, ha skei kalet war ar re a save a-enep d'e gredennou. En abeg da se en doa graet kalz enebourien, ha goude eur c'hleñved hir, e varvas hogos dilezet.

Labourat a reas en e gelaouenn « *Adsao* » evit ar brezoneg. Bez' e voe e-touez ar re genta da lakaat ar c'huzuliou-kêr da vouezia a-du gant ar yez. Hegarat-meurbet e voe e-keñver « *Gwalarn* », atao dare da varn pez a raemp gant karantez.

Heñchet en devo meur a hini da garout ha da servija ar vro. Zoken ma ne gaver den evit dastum e oberou ha skriva istor e vuhez (ar pez a dalvezfe ar boan, rak ne vez ket gwelet alies tud eveltañ) e pado e eñvor.

D'an holl da gaout eur c'houn doujus pe da sevel eur bedenn evit e ene.

## Levraoueg Paris

Al levraoueg bet savet e 1932 gant skoazell peder c'hevredigez vrezon eus Paris a ya a-nevez en-dro. Setu he chomlec'h: « Café Renaissance », 20, Bali Sant Varzin.

Digor eo d'an holl Vrezoned bep sul, adalek dek eur betek kreisteiz. Kuzul al levraoueg en devo kalz a anaoudegez-vat e-keñver an dud a c'hello rei pe bresta levriou brezonek pe levriou gallek a-zivout Breiz (Kas anezo d'ar sekretour, hevelep chomlec'h).

## Pennadou da embann

Eiz pajenn hon eus ranket krenna diouz an niverenn-mañ. Ha setu pennadou chomet a-istribilh, en o zouez unan gant Kerlann, da zifenn e levr kanaouennou. Embannet e vint an abreta ma c'hellimp.

## Brezoneg ar vugale

Bennoz Doue adarre d'ar re o deus kaset profou :

An Ao. Y. Guerchet : 10 lur. — An Ao. A. Maury : 8 lu — Dizano : 200 lur. — An Ao. A. Daniel : 30 lur. — An Ao. Vallée : 20 lur. — An Ao. Fred. Moyse : 30 lur. — An A L. Moisan : 50 lur. — Teir C'hlujar : 20 lur. — An Ao. Noury : 6 lur. — Dizano, Ar C'hastell-Neve : 10 lur. — A Dim. Gourlaouen : 40 lur. — An Dim. O. Chevillotte : 50 lu — An Ao. A. Guillou : 20 lur. — An Ao. J. Chapel : 24 lu — An Ao. Duchauchix : 20 lur. — En holl : 538 lur.

Levriou kaset :

500 « Troiou Kamm Alanig al Louarn », eil lodenn, da « Vre riez ar Brezoneg er Skoliou » : 707 lur 25. — Skol gristen Baotred, Sant-Tegoneg : 288 lur. — D'an Ao. Augel, Plevin 37 lur. — En holl : 1032 lur 25.

Mankout a ra er c'hef : 3 lur 10.

N'hon eus ket gallet lakaat amañ eun nebeut profou deut dibenn miz kerzu. Lakaet e vint war ar roll kenta.

Moulerez 17, ru d'Algesiras, Brest *Ar Merour* : Y. Dre

# GWALARN

Kelaouenn vizick

Rener : Roparz Hemon

Priz : 30 lur ar bloaz (broiou estren : 35 lur)

Chomlec'h :

Boîte Postale 75, BREST

(C. C. 96-38, Rennes)

Kas pep chekenn ha pep lizer-arc'hant
pep lizer ha pep pakad erbedet da

All cheques and money-orders
all registered letters and parcels should be addressed to

Yves Le Drézen
Boîte Postale 75
Brest

Priz : 4,00